> $6^{vet}$ klas

**> Anv :**
**> Bloavezh-skol :**

# ISTOR AN ARZOÙ

*livouriezh hag arkitektouriezh*

**Henamzer – $9^{vet}$ kantved**



**Poltred ur plac'h yaouank,**

**Fayoum (Egipt), war-dro 100**

## [ mareadoù ha luskadoù arzel : livouriezh hag arkitektouriezh ]

### EUS AN HENAMZER BETEK AN 9vet KANTVED

**-1300 betek 400 :** arz kelt

**-1200 betek -146 : arz Gres**
**-1200 betek -800 :** kantvedoù teñval
**-800 betek -510 :** prantad kozh-bras
**-510 betek -323 :** prantad klasel
**-323 betek -146 :** prantad hellenour

**-600 betek -60 :** arz etrusk

**-753 betek 476 : arz Roma gozh**
**-753 betek -510 :** arz Roma ar Rouaned
**-510 betek 27 :** arz Republik Roma
**27 betek 476 :** arz Impalaeriezh Roma

**200-500 :** arz kristen

**300-900 :** arz an divroidi

**diwar 400 ha goude :** arz viking

**e-tro 460-1000 : arz rakroman**
**460-750 :** arz merovingian
**750-930 :** arz karolingian
***> skouer :*** *palenn moger Bayeux*

# Arz Gres
## *Eufronios – Krater gant Herakles hag Antainos*


Ar c'hrater ma weler Herakles hag Antainos

**Dodenn :** arz Gres, an Henamzer

**Aozer :** Eufronios (war-dro -535, war-dro -470), Aten.

Unan eus arzourien vrudetañ an mare-se. Sinañ a rae e oberennoù evel livour : *euphronios égraphsen* (Eufronios en deus livet) pe evel podour : *euphronios époiésien* (Eufronios en deus savet). Unan eus an arzourien a lakaas ar c'hraterioù da cheñch e voe, pa savas tresoù ruz-orañjez resis war podoù du.


Penn Herakles

**Bro :** Gres

**Mare :** war-dro -515

**Oberenn :** krater

**Teknik :** poderezh ha livaj

**Petra eo ur c'hrater?**

Ur c'hrater (diwar ar verb gresian «meskañ») a oa ul lestr implijet en Hellaz kozh da veskañ gwin ha dour. Lakaet e veze ar c'hraterioù e-kreiz ur sal. Ledan a-walc'h e vezent, gant se ne veze ket diboan dougen anezho pa vezent leun.


Sinadur Eufronios

# **Arz Egipt ha Roma**
## *Poltredoù Fayoum*


**An Europeanez**

**Dodenn :** arz Egipt ha Roma

**Aozer :** ne ouezer ket. Etre ar 1[añ] hag ar 4[re] kantved eo bet savet an holl boltredoù. An Europeanez a vije bet savet etre 117 ha 138.

**Bro :** Egipt. Hiziv an deiz emañ war ziskouez e Mirdi al Louvre. Poltredoù all a zo er Rouantelezh-Unanet, Stadoù-Unanet hag en Alamagn.

**Mare :** 1[añ] kantved-4[re] kantved

**Oberenn :** livadur

**Teknik :** livaj war goad



**Poltredoù?**

Er poltredoù-se e verzer ur meskaj etre arz hengounel Egipt (doueed evel Isis) ha hini Roma (doare da livañ, dilhad). Evel-se e ouezer penaos e veze gwisket an dud. Dre sellout ouzh o dilhad hag ouzh o bravigoù e c'haller deiziañ an oberennoù. Barroù-livañ koad eo a veze implijet, hag implijet koar da livaj. Livet e veze ar poltredoù e-keit ha ma oa bev an dud, ha goude-se e vezent lakaet war ar balzamedennoù pe war al laourioù.

En holl e voe kavet ouzhpenn 1000 poltred gant an arkeologour saoz William Matthew Flinders e 1888.



# Arz rakroman
## *Pallenn-moger Bayeux*

*(diwar Wikipedia)*




**Gwilherm hag e arme o tostaat da Venez Sant Mikel**

**Pallenn-moger Bayeux**, anavezet ivez gant an anv **Pallenn ar rouanez Matilda**, hag ivez **«Telle du Conquest»** (gwiad an aloubadeg), a zo e gwirionez ur pezh broderezh. War ar pallenn-se ez eus kontet darvoudoù a denn da aloubidigezh Bro-Saoz gant an Normaned renet gant o dug Gwilherm II e 1066, evel emgann Hastings da skouer. Un hanter eus ar skeudennoù a zo diwar-benn darvoudoù bet c'hoarvezet war an douar-bras a-raok koulskoude, hag en o zouez emañ kurioù an Normaned e Breizh da skouer.




**Normaned oc'h argadiñ Kastell Lehon, e-kichen Dinan**

Savet e vije bet ar pezh broderezh-se **etre 1066 ha 1082**. Soñjal a reer e voe urzhiet gant Odon de Bayeux, hag eñ hantervreur Gwilherm II. **Hervez ar vojenn e vije bet brodet gant ar rouanez Matilda, gwreg Gwilherm.** Hervez enklaskoù nevesañ an istorourien e vije bet **brodet e kreisteiz Bro-Saoz**, e Kent, Winchester pe Canterbury, nebeut amzer goude emgann Hastings.

Da sevel ar pallenn ez eus bet implijet **eizh liv naturel disheñvel da vrodañ war lin.** Rannet eo ar pallenn e meur a lodenn. **En holl ez eus dezhañ 70 metrad hirder hag 50 cm ledander. Met un tamm a vank.** Hervez an istorourien ez eo an tamm ma weler kurunadur Gwilherm da roue Bro-Saoz.

Daoust m'eo meulet Gwilherm II er skeudennoù, en deus pallenn-moger Bayeux un dalvoudegezh vras evit an istorourien da anavezout gwelloc’h ar vuhez e Normandi hag e Bro-Saoz en XI[vet] kantved : an dilhad, an armoù, ar c’hestell, al listri…

Warnañ e weler ivez steredenn-lostek Halley a oa bet gwelet en oabl en amzer-se, argad an Normaned a-enep Kastell Lehon e-kichen Dinan. Kement skeudenn a zo a zo displeget gant un destenn latin.

**En holl e weler 626 den, 250 marc'h ha mulez, 37 savadur, 505 loen liesseurt ha 49 gwezenn.**




**Saozon ha Gallaoued oc'h en em gannañ**

Betek dibenn an XVIIIvet kantved e veze miret ar pallenn-moger en iliz-veur Bayeux, hiziv an deiz e c'haller gwelout anezhañ en ur mirdi e Bayeux. **Abaoe 2007 emañ war roll Memor ar Bed savet gant UNESCO**.




**Harald, roue ar Saozon**

# Arz kelt



Pezh da ginklañ dilhad, harem



Tro-vrec'h, aour, etre ar 5[vet] hag an 3[de] kantved kent JK



Tokarn, 4[re] kantved kent JK

# Arz viking



Tro-c'houzoug gant morzhol Thor



Iliz koad Hopperstad, Norge, war-dro 1100



Maen kizellet : Odin taget gant Fenrir, 9[vet] kantved, Ledberg, Sveden

# Da livañ




**Pallenn-moger Bayeux : implijout 8 liv disheñvel**



**Drakkar viking**